# GWALARN

## TAOLENN



*Pep gwir miret striz*

127
MEZEVEN
1939

POANIA SPONTUS A REOMP
EVIT BREIZ

# KAVIT D'IMP KOUMANANTERIEN

## TAOLENN



*Pep gwir miret striz*

Hep dale :

**GERIADUR BRAS BREZONEK-GALLEK**

**ROPARZ HEMON**

**moulet evit hor c'houmananterien hepken**

AR ROZENN DU

*En eur saonenn e kresk va rozenn du,*
*Dindan eun oabl teñval ha leiz dalbec'h,*
*Gant tiez hakr stlabezet traoñ ha krec'h,*
*Ha muriou gleb ha ramzel a bep tu.*
*Eno n'eus c'hoarz na c'hoari na didu,*
*Tra nemet gloaz, hag anken, hag azrec'h,*
*Preder ar spered ha striv an divrec'h,*
*Ha dremmou tud glas evel al ludu.*
*Padal, bepred e ren en o metou*
*Eur goanag kuz ; e doun o daoulagad,*
*Eun tan iskis a bar, yen ha disked.*
*Eur fervder sioul, eur splannder dic'houlou*
*A sav, trec'h d'ar galon ha d'he zonkad,*
*Diouz ar rozenn, peurbad en he c'hened.*

ROPARZ HEMON.

# « UNAN DA ZESKI DA UNAN »

(*Brezoneg Eeun*)

Emaoun o paouez klevout eur *brezegenn gaer, graet en abardaez-mañ, — ar 14-vet a viz Mae, — gant ar Reverant Edwin Smith, e Droitwich, diwarbenn :

Penaos e tesker lenn o yez da dud paour ha dizesk Bro-Indez.

En Indez, eme ar prezeger, ez eus milionou a dud na ouzont ket lenn ; gwasket e vezont gant ar re all. Tamm-ha-tamm, koulskoude, e vez digoret d'ezo dor ar frankiz, al levenez, an doujañs outo o-unan. Penaos ? Dre zeski d'ezo lenn ar yez a gomprenont hag a gomzont. Ha penaos c'hoaz an dra-se ? Dre an *emzao anvet « Unan da Zeski da Unan ».

« *One Teach One* », e yez ar Saozon. Setu ar slogan kavet gant an dud kalonek ha madelezus o deus savet an emzao-se. Diskleriet e c'hell beza en eun nebeut geriou :

Pep den a zibab unan, — unan hepken e-mesk e vignoned, — hag a zesk d'ezañ lenn ha skriva.

Da lavarout eo, pep den en em c'hra Kelenner, d'ezañ eun *Diskibl hepken.

Hag ar c'haera-holl : pep diskibl, kerkent ha desket gantañ eun draig bennak, a zeu da veza kelenner d'e dro. Dibab a ra eun diskibl. Hag evel-se penn-dabenn, e-giz eun houlenn o vont hag o vont, pelloc'h atao, war vor divent an diouiziegez.

Eur gentel ouspenn evidomp.

Te, lenner, ha ma stagfes warc'hoaz, — pe hizio, — da zeski lenn brezoneg da unan bennak a anavezez ?

Daoust ha n'eus ket ez kichen eur bugel, eun den en e oad, a c'hellfes, hep mui gortoz, kemer da ziskibl ?

Serret ouz hor yez dor ar skoliou ! An dra-se ne vir ket ouzimp da gelenn ar brezoneg : pep unan kelenner !

Ken nebeut a dra eo ! Ezomm ebet da veza desket. An neb a oar lenn ha skriva eun tammig a c'hell kelenn da unan all, a gelenno da unan all d'e dro.

« Unan da Zeski da Unan » : eur c'haer a c'herstur hennez !

ROPARZ HEMON.

GERIOU : diskibl, *élève*. — emzao, *mouvement*. — prezegenn, *conférence*.

# YANN HINGANT

(Daou-ugent vloaz 'zo e teue er-maez eul levrig prizius eus ar priziusa, « *Krenn-lavariou Bro-Dreger, dastumet gant an Aotrou Hingant, Belek* ». E Sant-Brieg, e ti F. Guyon, e oa bet moulet. An aozer, Yann Hingant, a oa maro d'an ampoent. Ha gant an Ao. F. Vallée eo e voe kempennet ar mouladur.

Yann Hingant en doa embannet, e 1868, e oberenn vrudeta, « *Eléments de Grammaire bretonne* », e ti Ar Flemm, Landreger.

Nebeut, a gredomp, a zo anavezet gant ar Vrezoned a vremañ diwar-benn Yann Hingant. Istor Emzao ar Brezoneg, hag a zo darn eus teñzor speredel Breiz, a zo bet pleustret warnañ gant hiniennou ac'hanomp hepken. Ret e vefe d'eur strolladig lennerien « *Gwalarn* » en em rei da vat da zifraosta an dachenn-se. Pennadou berr, resis ha dudius war eun dro, a-zivout buhez hag oberou eur yezour pe eur skrivagner bennak, a rafe kalz da zeski d'imp n'omp ket ar re genta da boania evit ar brezoneg.

Setu perak ez advoulomp amañ eur pennad embannet d'ar 25-vet a Wengolo 1898 war « *Kroaz ar Vretoned* », e ano : « *Eur Ger bennak diwar-benn Buhez an Aotrou Hingant, en deus kement karet ar Brezoneg* ». E voula a reomp dres evel m'emañ, war-bouez ar c'hemmadennou ret e sell an doare-skriva. Spi hon eus e teuio d'imp eveziadennou ha spisadennou a-berz lenner pe lenner).



An Aotrou Hingant a oa ganet e Plouigno-Montroulez. E dud, labourerien-douar, a oa e sell d'ober anezañ eul labourer-douar evelto. D'ar c'houlz-se ne oa ket darempredet hag heuliet ar skoliou evel m'emaint bremañ. Ne gased enno, koulz lavaret, nemet ar re o devoa c'hoant d'ober o studi da veza beleien, pe da gaout eur vicher e kêr. An Aotrou Hingant a reas evel al labourerien all, ... ha d'an oad a ugent vloaz, ne oa ket kreñv war al lenn hag ar skriva ; war al labouriou all ne lavaran ket ! Eun den dournet-mat e oa anezañ. Gant e vizied e rae kement a gare. Atao e veze o kilvizia tammou koad gant e gontell : trompilhou ha boullou a rae evit ar vugale all. Gant eur baluc'henn e teuas a-benn d'ober eur violoñs, hag, en eur ober tri deiz hepken, e teskas, gant eur soner koz, c'hoari pep seurt toniou warnañ.

D'an oad a ugent vloaz, e dad hen lakaas er skol e ti an Aotrou Vot, e Plistin, da zeski eun tammig galleg a-raok ez aje da soudard.

An Aotrou Vot a oa ennañ eur spered lemm da c'houzout dioustu, hag evel eus ar sell kenta, pe zanvez a veze e-barz ar vugale. Gwelout a rae pe speredet-mat e oant pe n'oant ket. Ouspenn se, ez anaveze prim da be stad a vuhez e oant tuet. Eur gwir « lenner-planedennou » e oa anezañ !

Kerkent ha ma welas an Aotrou Hingant, e lavaras :

« Hemañ a zo ennañ danvez eur paotr a skiant vras, gwella 'zo ! danvez eur beleg, hag eur beleg mat. »

Hag heñ o vont da gaout an aotrou person.

« C'hoant am bije, » emezañ, « da ober eur beleg

eus ar paotr-mañ, a zo tuet-mat ; hag heñ ho pefe ar vadelez da zeski al latin d'ezañ ? »

« Ta, da ! » eme ar person, « roit ar peoc'h d'in gant ho pugale tuet-mat : me 'zo skuiz o welout anezo o trei kein ouzin pa 'm eus desket anezo. »

Kaer en devoe ar person, ar mestr-skol a zalc'has warnañ, kement ha ken bihan ma voe degemeret Hingant en e skol, ha kaset, goude, da Landreger.

D'ar c'houlz-se, tud an Aotrou Hingant a oa bet gwall skoet gant dourn Doue. Darn anezo a oa bet marvet gant an derzienn-domm ; e vamm a chomas, abaoe, dall-put ; o loened a varvas ivez, ha setu-i paour-Job.

N'eus forz, an Aotrou Hingant a oa galvet gant Doue da veza beleg, ha beleg e tlee beza. Eun nebeut eneou mat a baeas evitañ, hag e teuas a-benn da beurober e studi.

Kerkent ha ma voe beleget ha lakaet da gure e Plougraz, an Aotrou 'n eskob David, o welout e skiant vras, hen pedas da sevel eul levr da zeski ar brezoneg.

Al levr-se, moulet e Landreger, a zo unan eus ar re ouizieka a voe bet skrivet biskoaz war ar brezoneg.

Eun nebeut anezo a chom c'hoaz e ti Ar Flemm.

An Aotrou Hingant en deus skrivet c'hoaz kalz a draou e brezoneg : kanaouennou fentus (evel « Ar Paotr Fin ») pe werziou evel hini Santez Brijida.

Plijout a rae d'ezañ bepred labourat gant e zaouarn. Evel Sant Eler gwechall, hag a oa beleg ha kizeller-aour war eun dro, an Aotrou Hingant oa ivez eur beleg mat hag eur micherour eus an dibab. Kalz a beziou-labour eus ar re gaera en deus lezet war e lerc'h goude e varo, dreist-holl kroaziou arc'hantet



ha kantoloriou ; eur c'hantolor en devoa graet da lakaat e pign, gant goulaouennou tro-war-dro d'ezañ evel ar re a vez lakaet en ilizou.

Darn eus ar peziou-labour-se a zo bet gwerzet gant c'hoarezed an Aotrou Hingant. Darn a chom c'hoaz hag a zo kaer-meurbet : gwelet em eus anezo ar sizun dremenet.

An Aotrou Hingant a zo bet kure e Plougraz, en Hengoad, ha person e Magor, e Mousteru hag e Sant-Ke, e-lec'h m'eo maro. Eur beleg mat e oa ha karet gant an holl. Kement hini en deus bet d'ober gantañ a dle eta pedi evitañ.

Evidomp-ni, paotred *Kroaz ar Vretoned*, n'ankounac'haimp ket en hor pedennou an hini en deus diskouezet d'imp an hent, koulz lavaret, gant e levr war ar brezoneg ha, dreist-holl, gant e skridou ken reiz ha ken brao da lenn.

Setu amañ unan eus ar skridou-se hag a zo brudet-bras dre ar vro : « Ar Paotr Fin ».

Ar sizun genta e vo moulet gwerz Santez Brijida. Evit gallout hen ober, pedi a reomp hol lennerien da gas d'imp ar werz-se, rak an hini hon eus e bureo ar *Groaz* a zo roget-holl ha diaes-bras lenn anezi.

*Notenn.* — « Ar Paotr Fin » a voe moulet da heul ha « Buhez Santez Brijida » war an niverenn goude, hini en 2-1 a Here 1898. Dister talvoudegez lennegel an diou oberenn-se. Talvoudus-tre int er c'hontrol, dreist-holl an hini genta, e-keñver ar yez. — R.H.

# BODADEG KELENNADUREZ VREIZ

Abaoe tost pevar bloaz, emañ « Ar Brezoneg er Skol » o c'houlenn digant ar gouarnamant lakaat deski hor yez en hor skoliou. An darn vuia eus ar c'huzuliou-parrez o deus votet a-du gant ar mennad-se. Ha koulskoude e talc'h ar gouarnamant da ober skouarn vouzar.

Seurt aheurterez ne c'hell nemet rei lañs d'an emzao hag a zo e lavar-stur : « E-lec'h goulenn digant ar re all, greomp pep tra ni hon-unan ».

Da vodadeg kelennadurez Vreiz, — meneget ganimp e niverenn miz Mae, — dalc'het d'al Lun 10 a viz Ebrel, — e teuas 31 a dud, en o mesk an Dimezell M. Gourlaouen, an Aotrounez J. Breton, Yeun ar Go, R. Kerhor, Kerlann, J. Mens, R. Tassel, hag all. Re all, ha n'o doa ket gellet dont, o doa skrivet d'en em zigarezi : F. Tibac'het, E. ar Moal, an Amiral Laurent, P. Bourdelles, D.K. Kongar, an Dr. Rousseau, H. Kaouisin, Roparz Hemon, hag all.

Meur a gudenn a voe studiet e-doug ar vodadeg :

1° *Skoliou dre Lizer « Ober »*. Teir skol dre lizer a zo, renet o-zeir gant an Dimezell M. Gourlaouen (31, rue de la Corderie, Douarnenez). Ar skol izel, enni 50 diskibl, hag an diaesa d'ober, a zo graet gant an Dimezell Gourlaouen hec'h-unan. An eil skol a zo graet gant an Aotrounez P. Bourdelles, Yann ar Beg, ha Rousseau. Hemañ, re zalc'het gant e skol-dre-



c'henou e Naoned, a vo kemeret e lec'h gant an Aotrounez J. Mens ha R. ar Mougn. Tost da 40 diskibl a zo er skol-mañ, hag eun 10 bennak er skol uhela, graet gant an Aotrou P. Bourdelles.

2° *Brud*. Kaset e vo, a vare da vare, pennadou berr d'ar c'helaouennou da vruda « Ober » ha sacha muioc'h-mui a ziskibien davetañ. War ginnig Kermuioc'h-mui... lann e voe asantet embann a-wechouigou eur c'hannadig liesskrivet, warnañ aliou da harpa ar studierien.

3° *Skoliou dre C'henou*. Abeg a voe kavet gant doare-labourat ar skoliou dre c'henou, pep unan oc'h ober pez a blij d'ezi, dic'houzvez diouz labour ar re all. Skol a vez graet e Brest, Montroulez, Perroz, Kemper, An Oriant, Henbont, Pondi, Enez ar Gerveur, Sant-Brieg, Roazon, Kastell-Brien, Naoned, Paris. Pedet-start e vez renerien ar skoliou-se, ha re all ma'z eus, da skriva diou wech ar bloaz d'an Dimezell Gourlaouen. Evel-se e c'hellor lakaat urz en traou. Eun danevellskrid a vo moulet diou wech ar bloaz.

E kelenndiou Kemper, An Oriant, Sant-Brieg, Roazon, e vez kenteliet ar brezoneg e-pad an « amzer vak ». E Plouvouskan, e skol ar gouarnamant, e vez desket ar yez vroadel gant an Aotrou A. Omnes da 85 a vugale. Labour dreist a vez kaset en-dro gant an Aotrou R. Delaporte e skoliou kristen kantoniou Ar C'hastell-Nevez, Pleiben ha Keraez, abaoe 7 vloaz ; 1.500 bugel a dremeno an arnodennou kevlene.

4° *Ar Skol-Hañv*. Dalc'het e vo e miz Eost, eus ar 1-a d'ar 15-vet, e Pennfoull pe e Gwezeg. An eil sizun a vo « Sizun an Trec'h ». Erbedi a reer, da gement hini a c'hell, darempredi ar skol-se.

5° *An Trec'h.* « Ober » a venn lakaat ar muia a dud ar gwella da dremen arnodenn « An Trec'h ». Ar pal eo ledanaat bepred tachenn ar brezoneg ha startaat e zalc'h war ar vro. Goulenn digant renerez « Ober » ar roll-reolennou.

6° *Kudennou all.* E-touez ar c'hudennou all studiet e bodadeg Kemper, menegomp eul levr hag a dle beza embannet, ennañ pennadou dibabet diouz skridou hor gwella skrivagnerien. Menegomp ivez embannaduriou brezonek a bep seurt ar vreudeur Kaouisin, o deus nevez savet eun ti-moulerez e Kastell-Paol, anezañ eur gwir di-moulerez broadel.

(hervez eul lizer-kelc'h savet gant « Ober »)



# GERIOU-MICHER

Diwar-benn e bennad talvoudus a-zivout ar mengleuzia e Kembre an Hanternoz, e skriv Farnachanavan :

« ... Setu perak em eus klozet anezañ (ar pennad) dre c'houlenn ma vefe savet pennadou diwar-benn hor micheriou hag hon ijinerezou. Evel-se hor befe tamm-ha-tamm eur geriadurig eus pep micher. An dra-se a c'hellfe beza graet aes a-walc'h, ma karfe ar studierien a zeu da dremen o ehanou-labour e Breiz-Izel poania (pe dudiusaat kentoc'h) da sevel eur pennadig a-zivout ar vicher boazeta en o farrez pe en o c'horn-bro. »

Boulc'het eo bet al labour-se gant an hini a zo bet boulc'het gantañ ken lies tra a bouez war dachenn ar yez, an Aotrou F. Vallée. En e C'heriadur bras gallek-brezonek e kaver kalz geriou dastumet diwar c'henou ar vicherourien war ar maez. Hag e niverennou *Kroaz ar Vretoned* ez eus meur a bennad na c'hortozont nemet eun den akuit hag eveziek da bennaoui enno geriou micherel a vo talvoudus en amzerda-zont. Menegomp ivez enklaskou, embannet siouaz a-gleiz hag a-zehou, hep tamm urz ebet, evel an hini moulet e dibenn ar Stagadenn da C'heriadur gwenedek E. Ernault.

Brasa diaester a zo e-keñver an dastum geriou-micher eo hemañ : an dastumer a rank beza ampart

war ar vicher koulz ha war ar yezoniez. Dibaot a wech e c'hoarvez an dra-se. Ha n'eo ket e Breiz hepken. Merzet eo bet alies, er yezou bras evel ar saozneg hag ar galleg end-eeun, pegen fall eo bet studiet yez ar micheriou. Atao diwar an hevelep abeg.

Tamallet e vez d'ar skrivagnerien a vremañ ar geriou « ijinet » a implijont. « Klaskit mat », a lavarer d'ezo ; « klaoustre e kavot eur ger e boaz e korn pe gorn eus Breiz-Izel ».

Eun dra ha na vez morse graet gant an damallerien, avat, eo klask ar ger o-unan. An distera enklask, — hen gouzout a reont, — a c'houlenn kalon, habaskted, gouiziegez, hirlabour, amzer, arc'hant ; ha peurliesa neb a glask eur ger micherel implijet gant ar bobl ne gav netra, pe a gav eur ger... gallek.

N'eus ket da gredi e raio brezoneg skrivet an amzer-da-zont disheñvel diouz ar yezou skrivet all a-zivout ar geriou-micher. Evel e saozneg, evel e galleg, e vo eun darn vras diouto geriou « ijinet » gant yezourien, kelaouennerien, marc'hadourien pe ijinourien o devo bet ezomm anezo. Darn a vo fentus, digened, aozet-fall. Darn all a vo kempenn, kaer, sklaer, resis. Eun darn vihan hepken a vo gwir c'heriou-pobl, dastumet ha saveteet gant tud, — salo ma vint niverus, — o devo heuliet ali mat Farnachanavan. Prest e vo « *Gwalarn* » bepred d'o skoazella ha da embann o labour.

ROPARZ HEMON.



# ANOIOU DOUARONIEZ

*(Ar pennad da heul a dennomp diouz eul lizer kaset d'imp gant an Ao. Amiral Laurent).*

Daou vloaz 'zo e lennan *Gwalarn* hag ober a ran stad kaer eus ho labour evit leda en ho pro eur brezoneg reiz. A-du ganeoc'h emaoun, a greiz kalon, o welout ho striv e-keñver « ar brezoneg er skoliou, er c'henwerz », hag all. Setu perak e kredan lavarout d'eoc'h : gwella tu da zigalonekaat an dud a youl vat, Breiziz ha Gallaoued, eo skriva pennadou heñvel ouz « *Dael* » (Niv. 125). Rebechadus eo an holl draou er pennad-se, pe hogos.

« Perak n'am bije ket ar gwir da ober gant *Maen-Red* pa skrivan e brezoneg ?... Va gwir eo o brezonekaat hag ober a ran diouz va gwir... »

Salokras ! Daoust hag e skrivit evidoc'h hoc'h-unan, pe evit lennerien ? Ma skrivit evidoc'h hoc'h-unan, petra 'dalv *Gwalarn* neuze ? Ma skrivit evit lennerien, n'o lezit ket da dapout eul loskadur-kroc'henennou-empenn gant « Feunteundourken » !

Boazet eo an holl Vreiziz ouz « Fontainebleau », hag e c'hellit skriva « Foñtenblo » mar kirit. Koulskoude, trei ar ger koz « Fontaine Bellot » gant « Feunteundourken » a zo fall, peogwir ez eo « Fontaine belle eau » ar ster fall.

Brezonek eo « Feunteundourken » penn-kil-ha-troad emichañs (bez' e ouzoc'h gwelloc'h egedoun).

Koulskoude, mar n'anavez ket eur Breizad bennak ar ger koz « ken » (kaer), daoust hag e kasot ar Breizad-se en ifern gant « an den Bellot », paour kaez ?

Lu ha diskiant eo ar C'hallaoued o lavarout « Londres, Lisbonne, Morlaix », hag all... Perak ober diouto o skriva « Gwiler » evit « Villiers » ?

An doare-skriva gall a zo « lu, touellus, diskiant, warlerc'hiet alies... » A-du ganeoc'h. Memes tra evit an doareou-skriva breizek kent an « emgleo ». Kalz aesoc'h eo an emgleo-se evit ar brezoneg eget evit ar galleg. 1.200.000 Breizad a gomze ar brezoneg, hag, en o zouez, daoust hag 20 % a lenne hag a skrive ? 40.000.000 a dud da vihana a lenn hag a skriv ar galleg... Ha, nevez 'zo, an « Oriantiz » a sigure ouzoc'h !

Diskiant-tre eo doare-skriva ar galleg. Hogen arabat lavarout « treuz-ijinet gant tud dall », diouz an Ao. Brunot. Ne lavar ket hemañ gwirionez an aviel atao (pleustri am eus graet war e « istor »).

Arabat kana kunujennou ouz an dud koz : ober a raent gant gouiziegez o amzer ; karout a raent o yez (eveldoc'h pa garit ar brezoneg)... Anez se, marteze e vezo kaset an dorz en-dro d'ar gêr gant ho kourvibien.

Bez' e c'heller damgemma geriou estren da ziskouez o doare-distaga, oc'h ober se gant doareou-skriva broadel. Da skouer : skriva e brezoneg « Pari » evit « Paris » (ne rit se nepred !) Risklus eo ha touellus... ha didalvoudek alies. Da genta, ne vez ket distaget ar geriou gant ar C'hallaoued holl en hevelep doare ; va c'henvroiz-me a anavezer pa lavaront « Rouen » : « Rwañ ». Da c'houde : an holl gensonennou, koulz



lavaret, hag an holl vogalennou a gemm o tremen eus eur yez d'eur yez all. Peurzisheñvel eo « r » gallek diouz « r » saoznek. Troit, mar plij, gant an doareou-skriva brezonek « Salisbury », « Worcestershire ».

Neuze, a gav d'in, ez eo « Deulidj », « Seur », hag all, faltaziou rebechadus.

N'oac'h ket war ho tu mat o skriva « *Dael* ». Arabat kaout droug ouz an dislavarerien. Evel-se, n'ho pet ket droug ouzin, me ho ped. Skrivet em eus kement-se gant karantez ouz Breiz ha Breiziz.

AMIRAL LAURENT.

# Ar Reuniged war Aodou Keltia

Ne vez ket kavet nemeur a reuniged war aodou Breiz hag e c'heller lavarout zoken ne anavez ar Vrezoned anezo nemet dre m'o deus lennet danevellou beaj e moriou yen an Hanternoz. Ma 'z int stank er moriou tro-dro d'ar penn-ahel, ez int ivez niverus war aodou Iwerzon hag Alba. An neb en deus lennet da skouer, al levriou gouezelek savet nevez ' zo gant skrivagnerien an Inizi Blasked hen goar ervat, rak enno e talc'hont eul lec'h bras a-walc'h.

Tomaz O'Criothain, da skouer, a zanevell en e levr brudet « *An t-Oileánach* » (An Eneziad) penaos e teuas a-benn, hag heñ yaouankik, da laza e-unan eur pikol reunig. Tenn e voe ar c'hrogad, avat, hag e lezas ennañ eun tamm eus e gof-gar, ken na vije bet gwall-nec'het e dud gant ar gouli euzus, panevet eur wrac'h koz hag a lavaras d'ezo penaos e barea : n'oa nemet lakaat warnañ eun tamm kig reunig fresk. Sed endeeun ar pez a voe graet evit gwellà mad Tomaz yaouank (1).

(1) Ar pennad-se eus *An t-Oileánach* a zo bet troet e galleg gant an Itron L. Sjoestedt-Jonval hag embannet ganti er gelc'hgelaouenn c'hallek « *Mesures* » (niv. Ia, 15 genver 1938) a-gevret gant tri fennad arall. Sed amañ o anoiou : *Eñvoriou bugaleaj, Yaouankiz, Ar reunig, An eured.*



Ma vez dinoaz a-walc'h ar reuniged, ne c'heller ket mirout da veza fromet pa gejer outo. Muiris ó Suileabháin a lavar d'eomp e « *Fiche blian ag fás* » (Ugent vloaz o kreski) penaos e voe strafuilhet o welout reuniged eur wech ma oa aet da vorlouaneta war-dro Inis :

« Ne oa ket ar ger er-maez eus e c'henou, » emezañ, « ma klevis war an enezenn eur vouez a dennas an hekleo eus an oufou : Gourla-gou-hou-hou-golagon.

« Skrija a ris rak klevet em boa lavarout alies e oa teuziou da welout ha sonerez marzus da glevout en Inis.

. . . . . .

« Sellout a ris, ha petra a welis nemet ouspenn daou c'hant reunig gourvezet en o hed hag en o led war an traez o tommheolia. Leuskel a reas Padrig eur youc'hadenn ha kerkent e savjont o fenn ha sed an holl anezo o vont d'an dour eus o gwella. Ne voe mui gwelet neuze tamm ebet eus an traez, kuzet ma voe gant ar strinkadou-dour a lakaent da sevel en oabl ha, pa voemp war-hed 10 metr eus an traez, n'oa reunig ebet ken. Sioul e oa ar mor adarre, nemet lezet o doa lagadennou war c'horre an dour. Sellout a ris a-dreuz d'ar mor hag e welis ar reuniged o vont d'an traoñ, hag e c'hellit kredi e oa tiz ganto » (2).

Ken paot all emañ ar reuniged a-hed aodou Bro-Alba. Abaoe bloaveziou e kas an Ao. F. Fraser Darling e amzer vak o sellout outo, kement ha ken bihan m'en deus gallet rei d'ar gelc'hgelaouenn saoz « *The*

(2) *Fiche blian ag fás* gant M. O'Súileabháin, Clólucht an Talbóidigh, Bla Klia, 1933, p. 167-168.

*Geographical Magazine* » (3) eur pennad-skrid dudius diwar o fenn. N'eus netra fromusoc'h eget sellout ouz al luc'hskeudennou kaer a zispak dirazomp buhez ar reunig atlantel, anvet c'hoaz reunig louet (4).

Merzout a reas an Ao. Fraser ne veze mui gwelet pep bloaz a-ziwar miz eost, ha ne deue en-dro nemet da viz ebrel. E-keit-se ez a war inizi sioul ha digenvez ma c'hell genel ha maga e gelin e peoc'h, d'an nebeuta abaoe 1914 ha 1932, ma 'z eo bet votet lezennou d'e wareza. An inizi-se a zo nebeut anezo hag en o mesk e c'heller menegi *North Rona* war-hed 40 milmor en hanternoz d'ar *Butt of Lewis, Haskeiz,* anezi eun enezennig e kornog *North Uist* (unan eus an inizi Gall) hag *inizi Treshnish,* nepell diouz aod *enez Mile.* War ar re ziweza-mañ eo ez eas da chom an Ao. Fraser eus miz eost da zibenn miz du 1937 da studia boaziou ha doareou ar reuniged atlantel.

Ar reuniged a erruas en inizi Treshnish (5) e kerz miz eost, hag en o mesk e oa eur pikol hini, a zeuas da zouara war Garreg ar C'hastell (*Creag a' Chaisteal* e skoseg) hag a dennas dioustu evez an Ao. Fraser. Pep taro-reunig en deus e dachenn war an aod, ma ra ged hed-ha-hed d'ezi en eur neui amañ hag ahont, hag a zifenn ouz ar re all. Ar Reunig Meur (*Rón Mór* e skoseg) a yae avat d'al lec'h ma kare hep en em ganna morse gant ar re all. Meur a wech e trivlias an Ao. Fraser o sellout outañ. Bez' e c'hellas mont tostik-tost d'ezañ ha kemerout eul luc'hskeudenn gaer diouz e benn.

Ar c'helin kenta a voe ganet d'an 9 a viz gwengolo, ha diwar neuze e savas tabut alies etre ar saoud, a oa chalet gant o c'helin. Ganet e vezont war ar reier e lec'hiou goudoret pe goudoretoc'h dres a-us d'ar gourlen, hag alies e vefent bet beuzet e-pad ar gwall-amzeriou, ma ne vefe ket deut o mamm d'en em lakaat etrezo hag ar mor diroll.

Souezus pegen buan e kresk ar c'helin, maget ma 'z int gant laez dispar o mamm. Miz goude o ganedigez e kemmont o foulinenn, ha prest int da vont d'ar mor. Dizonet e vezont neuze, hag e vez diskouezet d'ezo penaos pesketa.

War a lavar an oberour, e vefe meneg alies eus ar gerentiez doun a zo etre ar reuniged hag an dud e marvailhou-pobl Tiruheliou ar c'hornog, hag e vefe niverus an istoriou diwar-benn reuniged lakaet e-lec'h bugale.

FARNACHANAVAN.

---

(3) Niv. Gouhere 1938, *Atlantic Seals and their West Highland Home* (Ar reuniged atlantel hag o lec'h-annez en Uheldir ar c'hornog), p. 145-160.

(4) An taro-reunig atlantel a zo gell-kivij e liou ha setu perak an ano a reunig atlantel a zerefe gwelloc'h ouz ar ouenn eget an ano a reunig louet a zo bet roet d'ezi abalamour d'ar reunigez, a zo glas-louet he c'hein, gwenn he c'hof ha marellet du. E kontadennou pobl Iwerzon ar reunig a vez graet *Rón glas* (reunig glas) anezañ alies (Cf. Dineer p. 914).

(5) An inizi Treshnish a zo didud bremañ. An Ao. Fraser a savas e deltenn e-kichen an hanter douseniad tiez koz bet dilezet 80 vloaz a zo. Eur skouer arall eo eus dibobladur Tiruheliou Alba ha pa na ve ken.

# PENNAD-LENN KRENNVREZONEK

Tennet eo ar pennadig-mañ diouz *Melezour ar Maro*, barzoneg eus ar 16-vet kantved, embannet gant E. Ernault, gant notennou hag eun droidigez c'hallek (Paris, H. Champion, 1914). Ar werzenn genta amañ eo ar werzenn 787.

## SKRID

Caffout á graff haual, ouz vn aneual so,
An Heureguyn galuet, è fet me repeto :
Leun á bleau ham cleuet, eo meurbet oar é tro,
E bleau euel dreyn spernn, quein ha quernn en cerno.
Heman so aneual, à car an aualaou,
Hac ho hego an guez, nos dez en bergezou :
Pan vezont disquaret, gantaff net de metou,
Ho stagaff ara dreu, ouz é bleau nen de gaou.
Pan vezo larg carguet, ha samet á credaff,
Ahane gant re bech, en nep lech ne tech scaff :
Gouzaff aray tourmant, pan arriuher gantaff,
Er perchen an bergez, aduy de labezaff.

## TROIDIGEZ

Kavout a ran (*ar pec'her*) heñvel ouz eun aneval 'zo
An heureuchin galvet ; e *stad a adlavarin* :
Leun a vleo, *va* c'hlevit, eo *kalz* war e dro ;
E vleo, evel drein spern, kein ha kern, hen *kelc'hio*.
Hemañ 'zo aneval a gar an avalou,
Hag o hejo *eus* ar gwez, noz-deiz, er berjezou.
Pa vezont diskaret gantañ, naet, *en-dro d'ezañ*,
O staga a ra dreo ouz e vleo, ne deo *ket* gaou.
Pa vezo karget-*puilh* ha sammet, a gredan,
Ac'hane, gant re vec'h, e neblec'h ne dec'h skañv :
Gouzañv a ray *poan*, pa *zegouezor* gantañ,
*Rak* perc'henn ar verjez a zeuy d'e labeza.

## NOTENNOU

1. Kement ger lakaet ouspenn pe gemmet en droidigez a zo bet moulet gant lizerennou stouet.

2. *A graff* (a ran). Ar c'hemmaduriou ne vezent ket skrivet e brezoneg-krenn. Graet e vezent, anat, er yez komzet, evel m'hen diskouez :

*a*) an anoiou-lec'h hag an anoiou kevrennek.
*b*) studi ar c'hlotennou-diabarz.
*k*) kenstudi ar yezou keltiek.
*d*) eun nebeut kemmaduriou skrivet dre ziouiziegez pe zievezded. Dudius, da skouer, studia furmou ar verbou « endevout » ha « beza ». Amañ e kavomp *pan vezont* ha *pan vezo*. Reizekoc'h e vije bet d'ar grennvrezonegerien skriva *pan bezont* ha *pan bezo*.

3. E-kichen *haual* e kaver e brezoneg-krenn *heuel*. En henvrezoneg e kaver « hamal » ha « hemel » (Gloss. 314-315 ; Dict. Et. 308 ; Chrest. 136). Ac'hano hon diou furm « hañval » ha « heñvel » bremañ ; « haval » e kerneveg.

4. *Heureguyn*, hervez Ernault, a dle beza eur fazi ; *heureugyn* a dle beza an doare-skriva reiz, o klota mat a-walc'h ouz hon « heureuchin ».

5. *Fet*, skrivet ivez *faet*, n'eo nemet ar galleg

« fait ». Studi ar geriou gallek e brezoneg-krenn a c'hell beza talvoudus d'ar yezour. Kavout a ra d'imp, avat, ez eo frouezusoc'h ha dudiusoc'h d'hol lennerien kaout sklerijenn war ar geriou keltiek. Setu perak e lezimp ar geriou gallek a gostez peurliesa.

6. *Ham* a implijed dirak ar verb en doare-gourc'hemenn, pa lavarfemp bremañ « va » ; keñveria : *ha'm evezhet* (evesait ouzin), Chrest. 273.

7. *Meurbet* a implijed alies en eun doare disheñvel diouz an doare bremañ ; kavet e vez, evel bremañ, war-lerc'h eun ano-gwan : *santel meurbet,* Chrest. 245 ; kavet e vez ivez a-raok eun ano-gwan : *meurbet seder* (diarvar-meurbet), Dict. Et. 336 ; a-raok eur verb : *hep meurbet dellit an buaneguez a Doue* (hep dellezout kalz buanegez Doue), Chrest. 258 ; *am euz meurbet pechet* (am eus pec'het kalz), Chrest. 261 ; war-lerc'h eun ano : *prouince meurbet* (rannvro vras), Buhez Santez Barba, 8 ; *a moez meurbet* (a vouez uhel), Chrest. 270 ; e-unan-penn e-kreiz eur frazenn : *rac meurbet ez oa cazre* (rak kaer-meurbet e oa), Chrest. 291 ; *meurbet oa guisquet simpl* (eeunmeurbet oa gwisket), Gloss. 412 ; hag all.

8. *Quernn*, bremañ « kern » a dalv amañ hep mar kement ha « penn » ; talvezout a ra a-wechou kement ha « klopenn » : e Pasion Jezuz, 109, o komz eus ar gurunenn-spern, e lavarer : *lequet hy dre hec oar e quern* (lakit-hi dre heg war e gern) ; talvezout a ra ivez kement ha « kern-veleg », Dict. Et. 363 ; tostaet eo bet gant Ernault ouz eur ger kembraek « cern » (tu ar penn ; karvan ; jod), Gloss. 551 ; ar ger *quern* (kern-vilin) a vefe eur ger all, romanek e orin, Gloss. 551.



9. *Hego* a dle anat ar « g » ennañ beza distaget evel hor « j ».

10. *An* a zo lakaet evit *a an* (eus an).

11. *En metou* a dalv kement hag « e-metou, e-kreiz » ; *de metou* a c'hellfe talvezout kement hag « en e gichen » ; tostaet eo bet *metou* ouz ar c'hembraeg « mewn » (e-barz) hag an iwerzoneg-krenn « medón » (kreiz), daoust na weler ket dres perak ; hervez Pedersen, e vefe bet kemmesket *metou* gant eur ger latin, hag e vefe da geñveria ouz ar galleg « moitié » ; 112.

12. Hervez reolennou ar glotenn-diabarz, e tlefe *dreu, bleau,* ha *de* klota kenetrezo, evel ma rafe hizio « dreo, bleo », ha « deo ». Evel ma lavar Ernault, bez' e tleer lenn *deu* e-lec'h *de*. Eur skouer eo eus talvoudegez studi ar c'hlotennou-diabarz e-keñver distagadur ar brezoneg-krenn.

13. *Re* a veze lakaet a-raok eun ano, hogozik evel eur c'hentger ; keñveria *relarguentez* (re a largentez), Dict. Et. 367 ; kavet e vez ivez dirak verbou.

14. En *arriuher* e kavomp an dibenn *-her*, o verka ar stumm-gouzañv en amzer-da-zont. An dibenn-se « her », skrivet « er » a-wechou, a gavomp ivez e kembraeg-krenn ; « er » ivez e kerneveg ; eun dibenn all, *-eur*, a gaver ouspenn, o klota ouz eun dibenn « awr » e kembraeg-krenn : *mireur* (miror), *guelheur* (gwelor) ; hon dibenn a vremañ, « or », a vije tarzet diwar heñveladur gant an dibenn « o », a gavomp en trede-gour-unan eus an amzer-da-zont, evel e « kano, kemero » (Pedersen II, 392, 394) ; teurel evez ez eo « eer » an dibenn e rannyez Wened.

15. *Er* (rak, peogwir, o veza ma) a zo aet da get hizio ; kavet e vez e kerneveg hag e kembraeg.

ROPARZ HEMON.

# PENNAD-LENN IWERZONEK

1. Ni raibh an focal as a bhéal nuair a chuala uam isteach ar an oileán glór a bhain mac-alla as na cuasanna : Gúrla-gú-thú-thú-golagón !

Do gheit mo chroidhe, mar is minic riamh roimis sin a chuala go mbiodh sprideanna le feiscint agus ceol-sidhe le clos anáirde san Inis.

*Ne oa ket ar ger er-maez eus e c'henou ma klevis war an enezenn eur vouez a dennas an hekleo eus an oufou : Gourla-gou-hou-hou-golagon !*

*Skrija a ris, rak klevet em boa lavarout alies e oa teuziou da welout ha sonerez marzus da glevout en Inis.*

2. D'fhéachas isteach agus cad a bheadh ach suas le daichead rón sínte ar a bhfaid agus ar a leithead á ngrianú féin ar an dtráigh. Chuir Pádraig scréach as. Is gearr annsan gur thógadar san a gcinn agus seo leo go léir ag baint an uisce amach ar a lándícheall.

*Sellout a ris, ha petra a welis nemet ouspenn daou c'hant reunig gourvezet en o hed hag en o led war an traez o tommheolia. Leuskel a reas Padrig eur youc'hadenn, ha kerkent e savjont o fenn, ha sed an holl anezo o vont d'an dour eus o gwella.*





*Pennad 1*

1. *Ni raibh* (ne voe ket) ; *raibh* eo ar furm implijet goude ar rannig-nac'ha *ni* (ne) en amzer-dremenet.

2. *Focal,* « focul » en heniwerzoneg, a zeufe eus al latin « vocabulum » (Handbuch Thurneysen, 519) ; hervez Pedersen, e vefe eur ger lennek amprestet diouz al latin « vocabulum » pe « vocula » gant an heniwerzoneg (206).

3. *Béal* (genou, muzell), « bél » en iwerzoneg-krenn, a zo bet keñveriet ouz ar c'hembraeg « gwefl » (muzell ; dreist-holl muzell eul loen) hag ouz hor ger « geol », skrivet « guefl » e brezoneg-krenn (Pedersen, 117) ; e kerneveg e kaver « gwelf » ha « gwelven » (muzell) ; (Corn. Dict. R.M.N. 73).

4. *A bhéal* (e c'henou) ; pa gavomp eur ger o teraoui gant *bh,* — pe eur gensonenn bennak gant *h* ouz he heul, — ez eo da verka ez eus kemmadur ; kemmadur-dre-c'houeza eo ano ar c'hemmadur-se.

Setu-heñ amañ, gant an distagadur, hervez doareskriva ar brezoneg, gwella ma c'hellomp, etre krochedou :

*b/ḃh.* — (b/v).
*p/ph.* — (p/f).
*f/fh.* — (f/—).
*m/mh.* — (m/v).
*d/dh.* — (d/y pe g'h).
*t/th.* — (t/h).
*g/gh.* — (g/y pe g'h).
*c/ch.* — (k/c'h).
*s/sh.* — (s/h).

Ar son aroueziet « g'h » n'eo nemet « c'h » moueziet, evel ma vez klevet alies e brezoneg pa gemm ar son « g » ; e « da c'houzout » pe « ar c'havr », da skouer.

5. *Nuair* pe *in uair* (pa, d'an eur ma) ; *uair* evel ar c'hembraeg « awr », ar c'herneveg « ur » hag hor ger « eur » a zeu eus al latin « hora » (Pedersen 206).

6. *Chuala* (klevis) ; eur verb direiz eo ar verb *cluinim* (klevan). Da geñveria eo pennrann ar verb-se gant pennrann ar verbou-mañ : kembraeg « clywed », kerneveg « clewes », brezoneg « klevout ».

7. *Uam* (ac'hanoun).

8. *Isteach* (e-barz), en iwerzoneg-krenn « i-sa tech », eeun-hag-eeun « en ti » (Pedersen 264).

9. N'eo ket aes diluzia kudenn ar geriou da lavarout « war » er yezou keltiek : *ar* ha *for* en iwerzoneg, « war » e kerneveg hag e brezoneg, « ar » e kembraeg hag e brezoneg Gwened. Geriou heñvel pe zamheñvel a dle beza bet kemmesket gant an amzer. Lenn Pedersen, 437-438.

10. *Bainim* (trouc'han, medan, falc'han), skrivet ivez *beanaim*, e krenniwerzoneg « benaim », a dle beza kar d'hor verb « bena » (Handbuch Thurn. 332 ; Dict Et 233, er ger « boem ») ; pa vez *as* (diouz) ouz e heul, evel amañ, e talv ar verb-se kement ha « tennan, kemeran, laman ».

11. *Do gheit* (skrijas), eus *geitim* (skrijan) ; ar rannig *do* a vez implijet alies dirak eur verb en amzer-amdremenet, en amzer-dremenet hag en doare-divizout.

12. *Croidhe* (kalon), en iwerzoneg-krenn « cride » a vefe da geñveria ouz ar c'hembraeg « craidd » (kalon, kreiz) hag ouz hor ger « kreiz » (Pedersen, 69). Amsklaer ar gudenn, avat, e-keñver « kreiz », rak e kerneveg, ar furm « cres » eo a gaver ; *mo chroidhe* (va c'halon).



13. *Minic* (paot ; alies) a zo kar d'ar c'hembraeg « mynych » ha d'ar c'herneveg « menough », d'ezo an hevelep ster (Pedersen, 159).

14. *Riamh* (atao).

15. *Roimis* (araozañ), eus *roimh* (a-raok), troet evelhen : *rómham, romhat, roimhe* pe *roimis, róimpe, rómhainn, rómhaibh, rómpa* (araozoun, araozout, h.a.).

16. *Sin* (se, an dra-se).

17. *Go mbiodh ; biodh* (oa) eo ar furm implijet goude ar stagell *go* (ma). An doare-kemmadur aroueziet gant *mb* a zo anvet kemmadur-dre-vouga (n'eus nemet daou zoare-kemmadur en iwerzoneg). Setu amañ an daolenn :

*b/mb.* — (b/m).
*p/bp.* — (p/b).
*f/bhf.* — (f/v).
*d/nd.* — (d/n).
*t/dt.* — (t/d).
*g/ng.* — (g/ng).
*c/gc.* — (k/g).

18. *Feiscint* (gwelout), eus ar verb direiz *feicim* (gwelan).

19. *Ceól* (sonerez), kar d'ar ger heniwerzonek « cétal » (kan), kar e-unan d'hor ger « kentel » (Pedersen, 139 ; Handbuch Thurn. 124 ; Dict. Et. 363).

20 *Sídh* (kornandon) ; anavezet-mat eo ar ger-se, zoken gant ar saoznegerien (skrivet « shee » ganto) ; ar ger « sid » a vije bet gwechall ano ar c'hrec'h ma edo, hervez kredennou Iwerzoniz, ar gornandoned o loja. Tro hor bezo da gomz hiroc'h diwar-benn se diwezatoc'h.

21. *Clos* (klevout), eus ar verb direiz *cluinim*, meneget uheloc'h.

22. *Anáirde* (a-us, war an uhel), skrivet ivez *a n-áirde* pe *i n-áirde ; árd* a dalv kement hag « uhel ».

### *Pennad 2*

1. *Cad a bheadh* (petra a vije).

2. *Suas* (d'an nec'h) ; *suas le* (en tu-hont da, ouspenn) ; keñveria gant ar saozneg « upwards of ».

3. *Céad* (kant) ; en iwerzoneg eo steuziet an « n » dirak « t » pe « d » ; evel uheloc'h, « cétal » ha « kentel » ; *daichead* (daou c'hant).

4. *Sinte* (gourvezet), eus *sinim* (gourvezan).

5. *Fad* pe *faid* (hed, hirder) ; *fada* (hir).

6. *Leithead*, a dalv kement ha « led », a zo kar d'ar ger-se.

7. *Grianú* (sora, tommheolia), eus *grian* (heol).

8. *Tráigh* (aod).

9. *Chuir* (lakaas), eus *cuirim* (lakaan) ; implijettre eo ar verb-se, hag e meur a ster ; amañ e talvez kement hag « ober, leuskel ».

10. *Is gearr annsan*, eeun-hag-eeun : eo berr neuze.



11. *Gur* (ma), implijet dirak an amzer-dremenet.

12. *Thógadar* (savjont), eus *tógaim* (savan). An dibenn *adar* a verk an trede-gour-lies en amzer-dremenet, evel hon dibenn « jont ».

13. *Cinn* (pennou), tro-envel-lies ha tro-damall-lies *ceann* (penn).

14. *Seo* (sed).

15. *Leo* (ganto). *Le* (gant) a droer evel-hen : *liom. leat, leis, léi* pe *léithe, linn, libh, leo* (ganin, ganit, gantañ, h.a.).

16. *Go léir* (a-grenn ; a-gevret).

17. *Baint*, ano-verb *bainim*, meneget uheloc'h. *Bainim amach* a dalv kement ha « kemeran dre heg ».

18. *Amach* (er-maez); en iwerzoneg-krenn « amach, immach » ; kar eo ar ger-se d'ar ger koz « mag » (maez, kompezenn), d'ar c'herneveg koz ha d'ar c'hembraeg koz « ma » (hevelep ster), d'hon dibennger « va » (e « c'hoariva » da skouer), d'hor geriou « maez », « amañ », h.a. (Handbuch Thurn. 79 ; Dict. Et. 331 ; Pedersen, 96).

19. *Dicheall* (striv, arnod). Eur c'hentger-kreñvaat eo *lán*. Ar ger *lán* eo moarvat, o klota ouz hor ger « leun », kerneveg « lun », kembraeg « llawn » (Pedersen, 52).

Troidigez gant FARNACHANAVAN.

Notennou gant ROPARZ HEMON.

# SKOL AR BREZONEG EEUN

## C'HOUEC'HVET DEVEZ WARN-UGENT

101. Diwallit da lezel ho kador er-maez.
diwallit da vont war ar geot.
diwallit da dremen dre ar park-se.
diwallit diouz ar c'hi-se ; fall-tre eo.
diwallit diouz hounnez ; n'eus ket gwasoc'h egeti.
taol evez outañ ; n'eus ket da fiziout warnañ.
taolit evez outi ; da zisfiziout ez eus diouti.

102. N'eus forz (*peu importe*) ! ma'z eo laeret, e vo prenet unan all.
gwell a se (*tant mieux*) ! ma'z eo kollet, e vo graet mat.
petra ra se ? ma'z omp paket, e vimp paket.
siouaz ! ma'z eo flastret, e vije eun druez.
arabat ! ma'z eo torret, e vijen gwall nec'het (*très fâché*).
mat ! ma'z oun kaset kuit, ne ran forz.
gwaz a se (*tant pis*) ! ma'z eo distrujet, ne vo ket souez.
ha goude ? ma'z eo kemmet, ne vi ket nec'het.
bezit dinec'h ! ma'z eo nac'het, ne vo ket echu.

Dans les phrases qui précèdent *ma* a le sens de « si ».
*Di*, dans *dinec'h* est un préfixe privatif : sans affliction, sans inquiétude



103. Ma vijec'h bet fur, e vijec'h dinec'h.
ma vije bet ampart, ne vije ket bet paket.
ma vijent onest, ne vijent ket kastizet.
ma vijes bet skiantek, e vijes bet hegaratoc'h.
ma vije bet hegarat, e vijen bet seven.
ma ne vije ket bet lezirek, ne vijen ket bet digalon.
ma 'z eo fall, e vint gwasoc'h c'hoaz.
ma n'eo ket seven, ne vin ket seven kennebeut.

104. Pa (*quand*) vo amañ, e vo lezirekoc'h eget araok.
pa oa eno, e oa aketusoc'h eget bremañ.
pa (*si*) vije ganto, e vije furoc'h a dra sur (*sûrement*).
pa vez amañ, e vez sioul atao.
pa veze ganti, e veze hegarat a-walc'h.
pa vez er gêr, ne vez ket alies o c'hoari.
pa ne vez ket klañv, ne vez ket digalon (*sans courage*).

Le verbe « être » possède des formes d'habitude ; au présent : *e vez* (il ou elle est habituellement) ; à l'imparfait : *e veze* (il ou elle était habituellement).

## SEIZVET DEVEZ WARN-UGENT

105. C'hoarzin a ra, hag e vreur o vervel !
labourat a rit, hag i oc'h ober netra !
c'hoari a ra, ha me o lavarout d'ezi labourat !
bale a rez, ha te klañv !
klask labourat a rae, hag heñ mezo !
kana a reomp, hag ar re all o ouela !

Les mots commençant par *gou* suivi d'une voyelle subissent en général la mutation comme s'ils commençaient par *gw* : *gouela, o ouela.*

106. Dont a raio, daoust d'ezañ da veza (*bien qu'il soit*) skuiz.
dañsal a raint, daoust d'ezo da veza koz.
kompren a ra, daoust d'ezi da veza bouzar.
kerzout buan a ra, daoust d'ezañ da veza kamm.
deski mat a ra, eviti da veza (*bien qu'elle soit*) yaouank.
debri kalz a reont, evito da veza treut.

107. Mont a rin, gant ma (*pourvu que*) vo brao an amzer.
chom a raio, gant ma vo a-walc'h da zebri.
labourat a raimp, gant ma vimp paeet.
gortoz a raint, gant ma ne vo ket re hir.
echui a raio, gant ma vo gortozet pell a-walc'h.
ober a rin, gant ma vin lezet d'ober.

108. Dont a rin, nemet (*à moins que*) difennet e vije d'in.
diskenn a raio, nemet lavaret e vije d'ezañ nann.
kreski a raio ar plant, nemet re a heol e vije.
diskaret e vo, nemet harzet e vije.
distrujet e vint, nemet prenet e vijent.
miret e vo, nemet gwerzet e vije.

EIZVET DEVEZ WARN-UGENT

109. En em wiska a reont brao-tre.
en em vaga a ra diwar laez.
en em grouga a raje sur a-walc'h.
en em laza a rajen dioustu.
en em ruilha a ra er pri.



en em drei a rae etrezek ennoun (*vers moi*).
en em veuzi a raio, ken nec'het ma'z eo.

*En em* est la particule qui précède à toutes les personnes un verbe réfléchi. Elle entraîne la mutation indiquée au n° 31. Elle sert aussi à indiquer une action mutuelle, réciproque, comme le montrent les phrases suivantes :

110. En em glevout a reont mat-tre.
en em ganna a raint hep dale.
en em garout a reont kenetrezo (*entre eux*).
en em gasaat a reont spontus.
en em flemma a raent atao.

111. Soñjal a rin ennoc'h alies.
derc'hel soñj anezo a rin da viken.
sevel a raio diwezat marteze.
azeza a rae ar c'hlasker-bara (*mendiant*) amañ.
klucha a rae e korn ar voger.
stoui a rae er-maez eus ar prenestr.
klemma a ra ar bugel-mañ a-ratoz.
fazia a reont eur wech an amzer.
trei a rae re alies koulskoude.
tevel a raimp ma'z eo ret.

112. Fellout a ra d'in (*je veux*) mont da welout anezo.
fellout a rae d'it rei ar skouer vat.
fellout a raio d'ezañ mont war-raok.
fellout a raje d'ezi ober tro ar bed.
ne fell ket d'imp (*nous ne voulons pas*) mont en ti-se.
ne felle ket d'eoc'h (*vous ne vouliez pas*) chom war-lerc'h.
ne fello ket d'ezo (*ils ne voudront pas*) kila dirazomp.

## NAVET DEVEZ WARN-UGENT

113. Kavout a ra d'in ez (*je trouve que*) eo re ziwezat.
kavout a rae d'it ez oa c'hoaz amzer.
kavout a raio d'ezañ n'eo ket re abred.
kavout a raje d'ezi ez eo re ger eviti.
ne gav ket d'imp ez (*nous ne trouvons pas que*) eo mat.
ne gave ket d'eoc'h e vijen amañ ken buan ?
ne gavo ket d'ezo e vint bet paeet a-walc'h.

La particule négative *ne* entraîne les mutations indiquées au n° 31. Même remarque pour *re* (trop).

114. Butuni a ran. — ne vutunan ket (*je ne fume pas*).
komz a rez. — ne gomzez ket.
diskenn a ra. — ne ziskenn ket.
goulenn a reomp. — ne c'houlennomp ket.
gwelout a rit. — ne welit ket.
merenna a reont. — ne verennont ket.
planta a reer. — ne blanter ket.

Les phrases précédentes nous montrent comment conjuguer le présent au négatif. Les phrases suivantes nous montrent comment conjuguer l'imparfait et le futur au négatif :

115. Ne vutunen ket. — ne vutunin ket.
ne gomzes ket. — ne gomzi ket.
ne ziskenne ket. — ne ziskenno ket.
ne c'houlennemp ket. — ne c'houlennimp ket.
ne welec'h ket. — ne welot ket.
ne verennent ket. — ne verennint ket.
ne blanted ket. — ne blantor ket.

Le conditionnel est absolument sur le modèle de l'imparfait, avec *j* (ou parfois *f*) en plus : *ne vutunjen ket, ne gomzjes ket*, etc.



116. Ne ouzon ket ha (*je ne sais pas si*) dont a raio.
ne ouzout ket ha (*tu ne sais pas si*) skriva a raint.
ne oar ket ha klañv eo e dad.
ne ouzomp ket ha glao a raio.
ne ouzoc'h ket ha ret eo gervel ar medisin.
ne ouzont ket ha poent eo ehana.
ne ouzer ket ha (*on ne sait pas si*) prenet e vo an ti.

Conjugaison du verbe irrégulier *gouzout* (savoir) au présent négatif.

## TREGONTVET DEVEZ

117. Ne ouien ket (*je ne savais pas*) penaos ober.
ne ouies ket pegoulz skriva d'ezañ.
Ne ouie ket petra respont.
ne ouiemp ket perak e oa deut.
ne ouezin ket (*je ne saurai pas*) perak eo bet kaset.
ne ouezo ket perak eo bet kollet.
ne ouiot ket (*vous ne saurez pas*) penaos eo bet laeret.

L'imparfait de *gouzout* se conjugue sur le radical *goui* ; le futur sur le radical *gouez* ; exception à la seconde personne du pluriel : *gouiot*.

118. Beaji a ran. — bez' e veajan (*je voyage*) alies.
debri a rez. — bez' e tebrez da greisteiz.
garmi a ra. — bez' e c'harm a-wechou.
gwriat a reomp. — bez' e wriomp adarre.
mousc'hoarzin a rit. — bez' e vousc'hoarzit atao.

Les phrases précédentes montrent une façon de conjuguer les verbes, en commençant la phrase par *bez'* ; noter en même temps les mutations après la particule verbale *e*.

119. Atao e teu pa c'halver anezañ.
peurliesa ez echu e labour pa son kreisteiz.
a-wechou e komzit pa dav ar re all.
kalz e c'hoarzomp pa gan.
nebeut e labourer pa gonter traou fentus.
fall e skrivit pa ne skrivit ket goustad.

**La particule verbale *ez* s'emploie au lieu de *e* avant une voyelle. *Pa* fait subir aux verbes la mutation indiquée au n° 31.**

120. Ma (*si*) vutunit re, e vo fall ho yec'hed.
ma tebrez re nebeut, e teui treut.
ma ne c'houlenn ket, ne vo ket respontet d'ezañ.
ma wel ho lizer, e vo droug enni (*elle sera en colère*).
ma kan ar plac'h, e vo laouen he zad.
ma ne lavaront netra, ne rin netra.

***Ma* fait subir aux verbes les mêmes mutations que *e* (voir n° 118).**

## POELLADENN

**Evel a-raok.**

**Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest** *Ar Merour* : Y. DREZEN

# GWALARN

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 40 lur ar bloaz (broiou estren : 50 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

L. Nemo
12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST
(C. C. 12.110, Rennes)